# Malayeg

Ur yezh malayek-polinezek eo ar **malayeg** (*bahasa Melayu*) komzet gant 20-30 milion a dud e Malaysia, Brunei, Singapour, su Tailand, su ar Filipinez hag e lec'hioù zo eus Indonezia.

Yezh ofisiel Malaysia, Brunei ha Singapour eo ar malayeg ha talvezout a ra ivez da yezh voutin e Timor Lorosae.

Daoust ha ma vezont distaget en un doare disheñvel ha daoust d'ar gerioù a orin izelvroek a gaver stank a-walc'h en indonezeg, ez eo chomet tost-tre d'an indonezeg dre vras betek ma'z eo luziet a-walc'h hag-eñ ez eus yezhoù disheñvel anezhe e gwirionez kentoc'h evit doareoù disheñvel un hevelep yezh voutin.

Hiziv e vez skrivet ar malayeg gant al lizherenneg latin peurliesañ, met gwechall e veze implijet kentoc'h un doare lizherenneg arabek anvet jawiek (*jawi*).

| **Malayeg (*Bahasa Melayu*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Malaysia, Brunei, Singapour, Tailand, Filipinez, Indonezia |
| Komzet gant : | 20-30 milion |
| Renkadur : | 54 |
| Familh-yezh : | Yezhoù aostronezek |
| | Yezhoù malayek-polinezek |
| | Yezhoù malayek-polinezek ar c'hornôg |
| | **Malayeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Malaysia, Brunei, Singapour |
| Akademiezh : | Dewan Bahasa dan Pustaka |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | ms |
| ISO 639-2 | may |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | MSA (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=msa) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Gerioù deuet diwar ar malayeg

- Babirousa
- Kalao
- Orangoutan

## Gwelet ivez

- Yezhoù malayek-polinezek
- Indonezeg

## Liammoù diavaez

- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.org/show_language.asp?code=MLI)
- Kentelioù malayeg evit deraouidi (http://web.archive.org/web/20051215035508/http://pgoh13.free.fr/malay_course.php)
- Geriadur malayeg-saozneg (http://dictionary.bhanot.net/)